WIKIPEDIA

# Azia



**Krogit e-barzh !**
Un danvez pennad eo ar pennad-mañ ha labour zo d'ober c'hoazh a-raok e beurechuiñ.
Gallout a rit skoazellañ Wikipedia dre glokaat anezhañ (https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Azia&veaction=edit).



Kartenn ar bed o tiskouez lec'hiadur Azia

**Azia** eo al lodenn kreiz ha reter eus kevandir Eurazia hag Azia eo Eurazia a-bezh war-bouez ledenez Europa. Koulskoude, e-keñver ar c'heologiezh hag an douaroniezh, n'eo ket Azia ur c'hevandir nag un iskevandir. En Azia e kaver war-dro 60% eus poblañs ar bed.

Diaes eo kavout harzoù resis, dreist-holl etre Europa hag Azia :

- Etre Azia hag Afrika : Kanol Suez hag ar Mor Ruz
- Etre Azia hag Europa :

A-hed strizh-mor an Dardanelled, mor Marmara, strizh-mor ar Bosfor, a-dreuz ar Mor Du, a-hed aridennadoù ar C'haokaz hervez lod tud, er wantenn Kouma-Manych hervez lod all, a-dreuz ar Mor Kaspia, a-hed ar stêr Oural hervez lod, a-hed ar stêr Emba hag ar meneziou Oural hervez lod all hag enezeg Zemlya-Nevez.

E-keñver ar rannoù politikel e lakaer en Azia Eurazia war-bouez Rusia, met an inizi nes a gaver er Meurvor Indez hag er Meurvor Habask a vez lakaet da heul.

## Gerdarzh



Skeudenn dre loarell eus Azia

Dont a ra ar ger eus ar gresianeg kozh Aσία (*Asia*) dre al Latin, gwelet evit ar wech kentañ e testennoù Herodotos o taveiñ da Azia Vihanañ pe diwar-benn ar Brezelioù persat, o taveiñ d'an Impalaeriezh pers e-tal Bro-C'hres hag Egipt. Meneget eo bet gant Homeros un tiern o ren meur a geoded ha kevredet gant Troaz, Asios e anv, mab da Hirtacos.

## Rannoù

Ken bras eo Azia ma vez rannet alies e meur a rannvedig. Sed amañ an doare a zo degemeret gant Aozadur ar Broadoù Unanet:

- Azia an Norzh
- Azia ar C'hreiz
- Azia ar Mervent
- Azia ar Su
- Azia ar Reter

Azia ar Gevred


Rannoù Azia

## Kevandirioù ha rannvedoù

| | | | |
|---|---|---|---|
|  Norzhamerika |  Europa |  Eurazia |  Azia |
|  Amerikaoù |  Eurafrazia |  Okeania |  Aostralia |
|  Suamerika |  Afrika |  Antarktika | Gourgevandirioù kozh : Gondwana • Laurazia • Pangea • Rodinia |

**Stadoù Azia**



**Stadoù Azia**

Afghanistan • Arabia Saoudat • Armenia[2] • Azerbaidjan[1] • Bahrein • Bangladesh • Bhoutan • Brunei • Egipt[3] • Emirelezhioù Arab Unanet • Filipinez • India • Indonezia[5] • Iran • Iraq • Israel • Japan • Jordania • Jorjia[1] • Kambodja • Kazac'hstan[1] • Kiprenez[2] • Kirgizstan • Korea an Norzh • Korea ar Su • Koweit • Laos • Liban • Malaysia • Maldivez • Mongolia • Myanmar • Nepal • Oman • Ouzbekistan • Pakistan • Qatar • Rusia[1] • Republik Pobl Sina • Republik Sina (Taiwan) • Singapour • Siria • Sri Lanka • Tadjikistan • Thailand • Timor ar Reter[4] • Turkia[1] • Turkmenistan • Viêt Nam • Yemen

**Stadoù ha n'int ket anavezet:** Nagorno-Karabac'h[2]

**Tiriadoù gant ur statud ispisial:** Hong Kong • Makao • Palestina

1. En Europa evit un darn. 2. En Azia e-keñver douaroniezh met a vez sellet outi evel un tamm eus Europa evit abegoù istorel ha sevenadurel. 3. En Afrika evit ar braz. 4. Lakaet a-wechoù en Oseania. 5. En Oseania evit un darn.

---